WIKIPEDIA

# Nederlandeg

An **nederlandeg** eo yezh ofisiel an Izelvroioù ha hini un toulladig Stadoù bet en o dalc'h, evel Surinam, an Antilhez Nederlandat, Aruba. Ur yezh ofisiel eo ivez e Belgia, hag unan eus yezhoù ofisiel Unaniezh Europa.

Komzet e vez ivez e norzh Frañs, er vro anvet *Flandrez an Arvor* pe *Westhoek*.

| Nederlandeg (*Nederlands*) | |
|---|---|
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Izelvroioù<br>Belgia<br>Frañs<br>Surinam<br>Aruba<br>Antilhez Nederlandat |
| Rannved : | Europa |
| Komzet gant : | 22 000 000 |
| Renkadur : | 37-48 |
| Familh-yezh : | Yezhoù indezeuropek<br>▪ Yezhoù germanek<br>▪ Yezhoù germanek ar c'hornôg<br>▪ Yezhoù alamanek izel<br>▪ **Nederlandeg** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | Izelvroioù<br>Belgia<br>Surinam<br>Aruba<br>Antilhez Nederlandat<br>Unaniezh Europa |
| Akademiezh : | Nederlandse Taalunie |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | nl |
| ISO 639-2 | dut / nld |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | NLD (http://www.sil.org/iso639-3/documentation.asp?id=NLD) |
| Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh. | |

## Gerdarzh

Un anv all a gaver evit ar yezh-se, *izelvroeg*, savet diwar anv an *Izelvroioù*. E brezhoneg e c'heller kavout ivez *hollandeg*, abalamour d'ar c'hemmesk etre ar vro a-bezh, an Izelvroioù, hag ul lodenn anezhi, Holland. Un anv all a gaver c'hoazh e skridoù brezhonek gwechall evit ar yezh-se a-wechoù : *flamankeg* pe *flamanteg* pe *flamantach* ; war skouer ar pezh a veze lavaret e galleg gwechall (*flamand*).

## Yezh ar sinoù

- Ar re vouzar a ra gant Yezh ar Sinoù Izelvroek.




An nederlandegva en Europa

| **Broioù nederlandek hag izelfrankek** | | |
|---|---|---|
| **Nederlandeg** | Ofisiel | Izelvroioù · Aruba · Curaçao · Sint Maarten · Surinam · Belgia · Unaniezh Europa |
| | Diofisiel | Frañs · Indonezia · Alamagn (kleverlandeg) |
| **Afrikaneg** | Ofisiel | Suafrika |
| | Diofisiel | Namibia |